WIKIPEDIA

# Galleg

- *Adalek ar ger gallek e tegouezher amañ.*
- *Ur pennad all zo diwar-benn gallek (plant).*

Ar **galleg** zo ur yezh romanek gant ur substrat galianek hag ur superstrat frankek. Cheñchet en deus diouzh e du, diwar youl tolpadoù tud ouiziek (evel tud ar *Pléiade*) pe ensavadurioù (evel an *Académie Française*). E kerentiad ar yezhoù gallek-ha-romanek emañ ar galleg. Pa veze kaozeet ur bochad yezhoù eus a bep seurt familhoù er Vro-C'hall (hag a vez graet *patois* « trefoedaj » anezhe gant dismegañs, pe c'hoazh *langues régionales* « yezhoù rannvro », hag a c'haller dispartiañ etre div familh vras, yezhoù oïl en hanternoz, yezhoù ok er c'hreisteiz, hag a zo ul lodenn ag ar familh okitanek-ha-katalanek pe okitanek-ha-romanek), nend eo ar galleg, hag a oa yezh al Lez, nemet ur meskaj lennegel a lod anezhe, re oïl dreist-holl, hini Enez Frañs da gentañ penn.

| Galleg (Français) | |
|---|---|
| **Etrebroadel** | |
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Bro-C'hall<br>Belgia<br>Suis<br>Kanada |
| Rannved : | Europa |
| Komzet gant : | 300 milion |
| Renkadur : | 13 |
| Familh-yezh : | Indez-europek<br>- Italeg<br>  - Romaneg<br>    - Romaneg ar c'hornôg<br>      - Galleg-ha-romaneg<br>        - Galleg-ha-reteg<br>          - Yezhoù oïl<br>            - Galleg |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | Bro-C'hall, Belgia, Suis, Kanada hag 21 vro arall |
| Akademiezh : | Académie française, Délégation générale à la langue française et aux langues de France, Service de la langue française (Belgia), Office québécois de la langue française, Conseils supérieurs de la langue française de France, de Belgique et du Québec |
| **Kodoù ar yezh** | |

## Taolenn



## Istor

D’al liesañ e vez lavaret eo ar c'hentañ testenn skrivet e kenc'halleg (pe *romana lingua* pe *roman*) *Serments de Strasbourg* (Toueadelloù Strasbourg) e 842. Mod arall e voe en taol kentañ ma oa bet kaoz hag ur c'henc'halleg e 813, da-geñver sinod Teurgn. En destenn lennegel kentañ er yezh-se a zo bet skrivet tro-dro da 880. Hennezh eo

*Séquence de sainte Eulalie*, met gallout a reer lavarout eo bet skrivet an destenn-se e pikardeg kentoc'h evit e galleg e gwirionez. Ret eo lavarout ne servij ket da galz a dra gober un diforc'h etre "langaj" ha "parlant-bro" : n'e c'haller ket spazhiñ an traoù en ur feson krenn ha fur. Er bloaz 1539 e laka lezenn Villers-Cotterêts ar galleg da yezh ar Gwir hag ar velestradurezh.

| | |
|---|---|
| ISO 639-1 | fr |
| ISO 639-2 | fra |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | FRA (http://www.sil.org/iso639-3/documentation.asp?id=fra) |
| Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh. | |

Evit an istor e c'haller gwelout pemp stad en emdroadur ar yezh, ha cheñchet he deus a-dammigoù hag ur stumm d'unan arall (er skoueriou da-heul hor bo dalc'het skritur ar voullerion. Cheñchet eo bet un tammig a-gaoz bout aesoc'h da lenn). Tuioù arall zo da zispartiñ mareoù disheñval emdroadur ar yezh, ha nend eo ar re-se nemet fesonioù da lavarout e pe amzer ez eus bet skrivet un destenn e-keñver stad ar yezh. Ar feson da renkañ stadoù ar yezh dindan n'eo ket diazezet war ar yezhadur hepken, met war ar skritur ivez :

- kenc'halleg :
  - IXvet kantved, *Toueadelloù Strasbourg* (842) :

    *Pro deo amur et pro christian poblo et nostro commun salvament, d'ist di in avant, in quant deus savir et podir me dunat, si salvarai eo cist meon fradre Karlo et in aiudha et in cadhuna cosa, si cum om per dreit son fradra salvar dist, in o quid il mi altresi fazet, et ab Ludher nul plaid nunquam prindrai, qui meon vol cist meon fradre Karle in damno sit*,

- henc'halleg Xvet kantved -XIIIvet kantved) :
  - Xvet kantved *Buhez Sant Léger* (tro-dro da 980) :

    *Domine Deu devemps lauder / Et a sos sancz honor porter. / In su'amor cantomps dels sanz / Quœ por lui augrent granz aanz*,

- 
  - XIIvet kantved, *Sonenn Roland* (tro-dro de 1170) :

    *Seignurs baruns, a Carlemagnes irez ; / Il est al siege a Cordres la citet. / Branches d'olives en voz mains porterez, / Ço senefiet pais e humilitet*,

- 
  - XIIvet kantved, Alexandre de Bernay, Roman d'Alexandre (tro-dro da 1185) :

    *Li mengiers est tous pres, que li quieu l'ont hasté, /Puis sont li siege fait et li tapit geté. / Li chevalier s'assieent qant il orent lavé / Et on lor a le vin en hanas aporté*,

- 
  - XII–XIIIvet kantved, Jehan Bodel, *Brunain la vache au prestre* (fabliau ; etre 1165 ha 1210) :

    *Nus hom mouteploier ne puet / Sanz grant eür, c'est or del mains. / Par grant eür ot li vilains / Deus vaches, et li prestres nule. / Tels cuide avancier qui recule*,

- krennc'halleg (XIVvet kantved-XVvet/XVIvet kantved) :
  - XIVvet kantved, *les Enseignemenz* (levr sekredoù kegin, etre 1304 ha 1314) :

    *Por blanc mengier — Se vos volez fere blanc mengier, prenez les eles e les piez de gelines e metez cuire en eve, e prenez un poi de ris e le destrempez de cele eve, puis le fetes cuire a petit feu, e puis charpez la char bien menu eschevelee e la metez cuire ovec un poi de chucre*,

- - XV^vet^ kantved, François Villon, ar *Lais ou le Petit Testament* (e-tro 1456) :

  *Le regart de celle m'a prins / Qui m'a esté felonne et dure ; / Sans ce qu'en riens j'aye mesprins, / Veult et ordonne que j'endure / La mort, et que plus je ne dure,*

- galleg raknevez (XVI–XVII^vet^/XVIII^vet^ kantved) ;
  - XVI^vet^ kantved Louïze Labé, *Sonnets* (etre 1545 ha 1555) :

  *Je vis, je meurs : je me brule et me noye. / J'ay chaut estreme en endurant froidure : / La vie m'est et trop molle et trop dure. / J'ay grans ennuis entremeslez de joye*,

- - XVII^vet^ kantved, Charles Perrault, *Peau d'Âne* (1694) :

  *Il était une fois un Roi, / Le plus grand qui fût sur la Terre, / Aimable en Paix, terrible en Guerre, / Seul enfin comparable à soi : / Ses voisins le craignaient, ses États étaient calmes.*

- galleg a-vremañ (adal an XVIII^vet^ kantved).

# Lennegezh

E-mesk ar c'hentañ oberennoù pouezus :

- *La Chanson de Roland* (Roland, Charlemagne, Olivier, Ganelon)
- *Le roman de Renart* (Goupil, Ysengrin)
- Romantoù Chrétien de Troyes
- *Gargantua* get François Rabelais
- *Défense et illustration de la langue française*

# Galleg a-vremañ

Hiziv eo ar galleg ar yezh ofisiel nemeti en e-leizh a vroioù, ha graet e vez gantañ e meur a hini arall. Lod ag ar broadoù hag a implij ar yezh-se zo en Aozadur Etrebroadel ar gallegeriezh (*Organisation internationale de la Francophonie*). A-vepred emañ bet skrivet ar galleg get al lizherenneg latin. A-c'houde ar XVI^vet^ kanted e vez implijet arouezennoù bihan hag a vo reolennoù dindane adal an XVIII^vet^ kantved.

Ar galleg eo yezh ofisiel emglev ar Metr, hag a laka unanennoù diazez er sistem etrebroadel|enanennoù muzuliañ ar fizik. Hennezh zo unan a ugent yezh ofisiel Unaniezh Europa.

## Implij ar galleg er bed

Ar galleg eo yezh ofisiel ar broioù-mañ :



**Ar galleg er bed *Gallegeriezh***
Glas teñval : yezh vamm ;
Glas : yezh ar velestradurezh ;
Glas sklaer : yezh sevenadur ;
Gwer : minorelezhioù galleger.

| bro | kaozeerion (yezh-vamm) (dre vras) | poblañs (Studi Gourhelen 2003) | stank. pob. (/km²) | gorread (km²) |
|---|---|---|---|---|
| Bro-C'hall (douar-bras) | 60 000 000 | 60 180 600 | 105 | 547 030 |
| Republik demokratel Kongo | | 55 225 478 | 24 | 2 345 410 |
| Kanada | 6 700 000 | 32 207 000 | 3 | 9 976 140 |
| (Kebek) | 5 700 000 | | | |
| Madagaskar | | 16979 900 | - | 587 040 |
| Aod an Olifant | | 16 962 500 | - | 322 460 |
| Kameroun | | 15 746 200 | - | 422 277 |
| Burkina Faso | | 13 228 500 | - | 274 200 |
| Mali | | 11 626 300 | - | 1 240 000 |
| Senegal | | 10 580 400 | - | 196 190 |
| Belgia | 4 000 000 | 10 290 000 | - | 30 510 |
| Rwanda | | 7 810 100 | - | 26 338 |
| Haiti | | 7 527 800 | - | 27 750 |
| Suis | 1 484 411 | 7 318 638 | - | 41 290 |
| Burundi | | 6 096 156 | - | 27 830 |
| Togo | | 5 429 300 | - | 56 785 |
| Republik Kreizafrikan | | 3 683 600 | - | 622 984 |
| Kongo | | 2 954 300 | - | 342 000 |
| Gabon | | 1 321 500 | - | 267 667 |
| Komorez | | 632 948 | - | 2 170 |
| Djibouti | | 457 130 | - | 23 000 |
| Luksembourg | | 454 157 | - | 2 586 |

| | | | |
|---|---|---|---|
| Gwadeloup | 442 200 | - | 1 780 |
| Martinik | 390 200 | - | 1 100 |
| Vanuatu | 200 000 | - | 12 200 |
| Sechelez | 80 469 | - | 455 |

Ha bout n'eo ket ofisiel eo ar galleg an eilvet yezh er broioù-mañ:

| bro | poblañs (Studi Gourhelen 2003 ) | stank. pob. (/km²) | gorread (km²) |
|---|---|---|---|
| Aljeria | 32 810 500 | - | 2 381 440 |
| Tunizia | 9 924 800 | - | 163 610 |
| Maouritania | 1 210 500 | - | 2 040 |
| Maroko | 31 689 600 | - | 446 550 |

Ouzhpenn evit kement-se ez eus paot-mat a c'hallegerion c'hoazh en Egipt, en India (Pondichery), en Italia (Traoñienn Aosta), e Laos, e Maouritania, er Rouantelezh-Unanet (Inizi Angl-ha-Normand), Stadoù-Unanet Amerika dreist-holl e (Louisiana ha Bro-Saoz Nevez) hag e Viêt Nam.

Ar gallegeriezh a zo un aozadur etrebroadel a vroioù hag a c'houarnamantoù e men e vez kaozeet galleg.

E-keñver an istor emañ bet ar galleg yezh ar pennoù-bras hag ar genwerzhourien e Bro-Saoz e-pad tro-dro 300 vloaz, adal gounit an Normanted betek 1362, m'en deus ar saozneg kemeret lec'h ar galleg evit mat.

## Broioù ma emañ ar galleg ar yezh ofisiel nemeti

- Bro-C'hall
- Benin
- Burkina Faso
- Republik demokratel Kongo
- Kongo
- Aod an Olifant
- Gabon
- Ginea
- Mali
- Monako
- Niger
- Kebek
- Senegal
- Togo

## Broioù ma emañ ar galleg unan ag ar yezhoù ofisiel

- Belgia (Wallonia, Brusel)
- Burundi
- Kameroun
- Kanada (Kebek, Brunswick Nevez)
- Republik Kreizafrikan

- Komorez
- Djibouti
- Haiti
- Louisiana (1)
- Luksembourg
- Madagaskar
- Rwanda
- Sechelez
- Suis (Suis roman)
- Tchad
- Vanuatu

(1) Er Stadoù-Unanet n'eus ket a yezh ofisiel met ar galleg e zo anavezet a-renk get ar saozneg du-se a-c'houde 1968, ma voe savet ar COFIDIL.

### Broioù ma vez implijet ar galleg alies

- Aljeria
- Andorra
- Maroko
- Tunizia
- Liban

# Gerioù

- Ul levr **gallek** a zo ul levr skrivet e galleg.
- **Gallekaat** a zo lakaat gallekoc'h, pe lakaat e galleg.
- *Gallegañ*, da lavarout eo komz galleg, a ra ar c'hallegerien.

# Yezh ar sinoù

- Ar re vouzar a ra gant Yezh ar Sinoù Gallek.

### Liammoù talvoudus

- http://atilf.atilf.fr/ Teñzor ar galleg: unan eus ar gwellañ geriadurioù gallek enlinenn (brav e vije kaout par dezhañ e brezhoneg). Kaoz zo d'e serriñ evit gwerzhañ anezhañ war CDrom.
- http://www.dicovia.com/dico/francais-breton/lettre-A/0-59 Gerioù galleg
- Pennad e Le Monde : http://mobile.lemonde.fr/livres/article/2010/12/02/cette-horrible-langue-francaise_1447780_3260.html.